Wikipedia

# Maen Rosetta


Maen-sav Rosetta

**Maen Rosetta** zo ur maen-sav, kavet e 1799 e Menfis en Egipt, gant ur skrid skrivet e div yezh ha teir skriter eus un dekred embannet gant Ptoleme V. Ar skrid a oa bet skrivet e 196 AJK. Penn uhelañ ha kreiz an destenn a oa skrivet gant hieroglifoù an Henegipt hag e Demotik, padal, ar penn izelañ d'ar skridoù a oa bet savet e gresianeg kozh. Gant ma oa an dekred ar memes hini (gant diforc'higoù memestra) en teir doare, Maen-sav Rosetta a voe diaz disifradur hieroglifoù Henegipt.

Ar maen, kizellet e granodiorit du, a vez soñjet bezañ bet diskouezet da gentañ en un templ, marteze en unan nepell e Sais. Fiñvet e vefe bet e-pad mare an hengristeniezh pe krennamzerel, hag implijet evel materi sevel e-pad savadur Fort Julien e-kichen kêriadenn Rashid (Rosetta) e Delta an Nil.

Adkavet e oa bet e miz Gouhere 1799 gant ur soudard gall anvet Pierre-François Bouchard e-pad Kampagn Napoleon en Egipt. Bez e oa ar c'hentañ skrid adkavet eus Henegipt skrivet gant div yezh. Buan e oa deuet war-wel ar mean ha brudet dre ma c'hellfe degas un doare da zisifrañ yezh ar hieroglifoù chomet digomprenus betek-henn. Kopiennoù treset ha mouladurioù a voe graet hag a reas tro Europa er mirdioù hag er skolioù-meur. Pa voe trec'het an nerzhioù lu c'hall en Egipt e 1801, ar maen gwirion a voe kemeret gant ar Rouantelezh-Unanet ha kaset e Londrez. Diskouezet eo, tost dibaouez, d'an arvesterien er British Museum abaoe 1802. An objed gwelet ar muiañ eo er mirdi British Museum.


Skiantourien o klask disifrañ ar maen e 1874

 Porched Egiptopedia

Adkavit pennadoù Wikipedia a denn da **Henamzer Egipt** :

Istor | Douaroniezh | Labour-douar | Aozadur politikel | Faraoned | Arz | Mitologiezh | Doueed | Buhez pemdez | Levrlennadur | Geriaoueg